COLLOCOU FAMILIER ETRE UN DEN CURIUS HAC UN DEN EXPERT, VAR AN ABUSOU COMMUN DA BEP...



# COLLOCOU
## *FAMILIER*
### ETRE UN DEN CURIUS
### HAC UN DEN EXPERT,

/AR an abusou commun da bep stadou a veler a rer etoues a bep seurt tud e Breis - isel, hac el lêc'h - all.

*Dediet d'ar Vretonet, gant ur mignon dezo, hep intantion da choqi den e partculier.*



E MONTROULEZ,
LÉDAN, Imprimer-Librer.

*Obsequium amicos, veritas odium parit.*

Cal a glêvo an dra-màn o devezo regret,
Balamour d'ar virionez so ennàn disclêriet :
An den clàn e zaoulagad n'ell qet sellet an de,
N'ac ar re a ve coupabl clêvet ar virione.

# COLLOCOU
## *FAMILIER*
## ETRE UN DEN CURIUS
## HAC UN DEN EXPERT,

VAR an abusou commun da bep Stadou a veler a rer e toues a bep seurt tud, e Breis-isell hac el leac'h-all.

*Dediet d'ar Vretonnet, gant ur mignon dezo, hep intantion da choqi den e particulier.*

Var un ton nevez, *en eur repeti ato an eil vers.*

BONJOUR, den coz ha venerabl,
C'houi a glêvàn a so capabl
D'am instrui ha d'am c'helen
Var ar pez ameus da c'houlen :

Eur c'hommis oun hac emeus urs
Da verqa tout qement disurs,
Qement abus ha goal gustum,
En deus an dut a rum da rum.
Den yaouanq oun o tont er bet,
Gout ar c'hustumou ne ran qet
C'houi a enev a beb seurt tud,
Qercouls re vras ha re vunut:
Hentet oc'h eus a beb seurt stat,
Tud a ilis, tud-jentil vat,
Tud a justiç ha bourc'hisien,
Tud a studi, marc'hadourien,
Artisaner, tud a vicher,
Mæstr ha mæstres ha servicher,
Cals a dud coz ha re yaouanq,
Qen dijentil, qen paysant;
Livirit din o c'hustum oll,
Evit-m'o merqin var va roll,
Ma vezo great ur reglamant
Eus an oll jeneralamant.

*An Den expert.*

Tout e cafet habec enno,
Hac int tud fur var o meno,

*An Den curius.*

Pe seurt habec, dén ancien,
g'ef an dud er veleyen?

*An Den expert.*

Ar veleyen a suposer
En em acquit eus o dever;
Pe int a ra, pe ne r'ont qet,
Coms voar o stad so difennet:
Occupet int oll deis ha nos
O caç an dud d'ar barados;
Mæs tud sot int, mar boe james,
Caç re all d'y, ha chom er mes.

*An Den curius.*

Livirit-hu din, va den mat,
Hac abec so en ur prelat?

*An Den expert.*

Eus a escop nae a brelat
Ne oun netra nemet pep mat;
Ar brincet int eus an Ilis.
A so venerable e pep g'is:
O doctrin hac o santelez
O rent henvel ous an elez;
Ha cousgoude ne ellont qet
Miret na yent drouc-preseg'et.
Ar veleyen, p'o e'hourjer,
Hac ar gloër p'o refuser,
Ne leveront nemeur a vat
Eus o escop hac o frelat.

*An Den curius.*

Nac ur person hac én a ell
Plijout dan dud eg'is ma fell?

*An Den expert.*

Eur person mat, hervez an dud,
Eo an hini en deus ar brud
Da veza libr gant e arc'hant,
Hep goulen digant paysant.
Mar car ober ber an ofç,
Sortial abret eus an ilis,
Rei da efa ha da zibri
Da g'emont den a ya d'e dy,
Lesel eabestr gant an dud fall,
Hep o gourdrous nac o zamall,
Rei liberte da yaouanqis
Da ebatal en o divis:
Setu eno ar bersonet
A blich muia d'ar vretonet.
Mæs mar o deus eur guir berson,
Hac a fell deza gant ræson
Reglí e dud hac oblija
An dud fall d'en em gorija,
Hac o les pell hep absolvea
Defot na reont pinijen,
Birviqen ennes ne g'eront.
Drouc ar person, a leveront.

Dibaot hini en andure,
Guell eo ganto caout ar c'hure.

*An Den curius.*

Mes ur person hac én a dle
Fiziout e garg en e gure?

*An Den expert.*

Pe én a dle, pe na dle qet,
Fiziet vez enna an denvet;
Pa vez afer, da bep mare
Cure bepret a renq bale.
Personet so ne fizient qet
Alc'huez o c'hao en o c'hureet,
Hac a fis eno gouscoude
Alc'huez ar sacr a vil ene.

*An Den curius.*

Livirit din, den ancien,
Petra servich d'ar veleyen
Mont da sarmon er c'hadoriou,
Pa na rer van eus o c'homzou?

*An Den expert.*

Rar eo guelet eur sarmoner
O convertissa eur pec'her;
Rac nac an eil nac eg'ile
Ne visont qet da g'ementse.

Martese ar predicator
Na glasq netra nemet enor,
Nac ar pec'her, eus e gostez,
Ne 'ensent qet chench a vuez;
Scouarn vousar ha vanite
A goll an eil hac eg'ile.

*An Den curius.*

Me gare caout eur c'honfessor,
Hac am zrete eus va humor;
Hac ec'h allen fisiout enna
Pa zaen da goves daveta.

*An Den expert.*

N'en deus cas dit pe da biou
Mont da gonta da fasiou,
Rac n'en deus confessour er bet
D'e benitant na deo secret.

*An Den curius.*

Secret int oll, cridi a ràn,
Mes re rust int, var a glevàn,
Rac rei a reont gouàl binijen,
Pe refus crenn an absolven.

*An Den expert.*

Couls eo g'enén e leverfez
Ne fel qet dit mont da govez,

Nemet da lesel a raet
Da reform arre d'ar pec'hef:
Ma cafes un den ignorant
Ec'h absolve hep senchamant;
Hac a roe dit eur binijen
A ve soublic dioc'h da c'houlen;
Hennez há te en em grae,
Hac oc'h taol g'enet e zae;
Mæs goude lein oc'h da espern,
E coannies gantàn en ifern.

*An Den curius.*

Aoun bras ameus, den ancien,
Na choqit re ar veleyen;
Espernit-y, en han-Doue,
Ha comzit-din eus ar roue.

*An Den expert.*

Dihaot roue so er bed-mân;
Na g'ef ar bopl ahec ennàn,
Dre ma renqont oll fournissa
Arc'hant ha tud d'e servicha;
Mes en aner e vurmuront
Hac hep ræson en em glêmont;
Corf ha madou omp d'ar roue,
Pa hor goulen hervez Doue.

*An Den curius.*

Gant aoun na gouste ho puez,

Esperoit mat ar rouanez.
Livirit din ha difficil
Eo plijout da un dijentil ?

*An Den expert.*

An dud-jentil a respetour,
Mes o c'haret ne rear nemeur,
Abalamour cals anezo
So dificil plijout dezo.
Delicat iųt, prest e fachont,
Dibaot a zen a excuzont,
Ha mar manqer a netra tout
D'o servicha hervez o gout,
Pelloc'h goude n'eo qet facil
Plijout nemeur da zijentil.
Me oar erfat hervez ar bed
Enori noblanç a so dleet,
Mæs me falle din o c'helen
Da soufr enor hep e c'houlen,
Hac o defe humilite
Assambles gant o c'halite.

*An Den curius.*

N'oc'h qet capapl, a c'hui habil,
Da rei qentel da zijentil;
List an noblanç en o divis,
Ha comzit din eus ar justiç ;

Livirit din hac ur bar...
A ell manqout e ne zever?

*An Den expert.*

Beza barner so danjerus
Da nep na d'eo qet vertuzus;
Eur barner mat, leal ha just,
Na dle beza na dronc na rust;
Dioc'h ar justiç e renq juji,
Ha rei e guir da bep-hini.
Barnerien so hac a ro prest
Setançou treus dre interest;
Aon rac tud nobl ha puissant,
Carantez re oc'h an arc'hant,
Cofadou guin, ha cherou mat,
En tiez bras beza deut mat,
Presantchou great pe brometet,
Pe c'hoant da bijout d'ar merc'het,
An traou-ze tout a so caos
Ma ze serret ar barados
Oc'h cals emeus a varnerien,
Dre ma reont gaou oc'h ar beorien.

*An Den curius.*

Ha na ell qet an avocat,
Pe proculer o pledi mat,
Constesti oc'h ar varnerien,
Ha difen mat caos ar beorien?

*An Den expert.*

Avocadet, proculerien,
Ne fis qet enno birviqen;
Dibaot avocat so er vro,
Ho c'honsultet nep a-garo,
Na assurint da bep-hini
E c'houneso o procesi.
Ar proculer eus e gostez
A bromet e lacaï evez,
Ha d'e gliant e lavaro:
Sur ar proces, m'er gounezo.
Evelse ne vanqint james
Da boulsa Yan en e broces;
Rac a-unan ez int o daou
Evit e zestum en e graou.
An eil d'eg'ile a lavar:
Moyen en eus qement a gar,
Evit asten ar parchimin,
Ha digaç an ed d'ar vilin:
Leve en eus, guerzet vezo,
Ha mar qeromp lol hor bezo;
C'hui avocat, roït esperanç,
Me proculer a raï avanç,
Hac ar barner a zeporto
Da rei setanç qen a garo.
Dalc'het vezo Yan en proces;

Hep e lezel da zont er mes,
Harzet vezo ha destumet
Evel lapous en ur gaouet
Ha birviqen er mes ne da
Endra cboumo pluen ounta;
Dont a raï hep gallout nijal,
Debret vezo ar pez a dal,
Etat an devez. eat al leve,
Losqet vezo Yan da vale,
Rac hep arc'hant pe esperanç
Ne fell da zen ober avanç,
Un den a les a so ur sant
Mar gra ur pas hep c'huez arc'hant.

*An Den curius.*

Nac ur greffier gant e siel,
Haç én a gustum ober guell ?

*An Den expert.*

Siel leqeat gant ur greffier
A gustum ato coustout qer;
Mar d'eo reqis caout tri deves
Da ober prisach à un danves,
Dibaot greffier mar deus nicun,
Eus a tri dez na ra sizun;
Menat paper eleac'h feuillen
A amplijo oll pen-da ben,
Evit caout dioc'h an invantor

Mui evit n'en deus ar minor.

*An Den curius.*

Ha ne dle qet ar c'hurator
Miret oc'h domach e vinor ?

*An Den expert.*

Ar c'hurator hac ar greffier
So a-unân e peb affer ;
Mar deus mad u, endra badint
Diwar gorre e labourint :
Qement camet na pas a rint
Oc'h ar minor tout e contint.
An eil d'eg'ile a efn,
Hac ar minor qez a baeo ;
Ar c'hurator a yel e qer
Evit e affer particulier.
Hac a laqaï voar e vemor
Ez eo eat evit ar minor ;
Deut an amser da renta cont,
Ar c'hurator so prest ha pront :
Mui a vezo voar e vemor,
Evit na voa en invantor ;
Greffierien ha curatoret
A zuin cals a vinoret.

*An Den curius.*

Un den honest ha mignon dit

A c'houl arc'hant e prest ouzin
Ha c'hui a gred em be affer
D'e oblija dirac noter?

*An Den expert.*

An noteret pell amzer so
So necesser ebars er vro,
Abalamour ma zeus tud fall
Mui evit a so bet gouech-all.
En amzer gos arc'hant prestet
Var ar g'er e vezent rentet;
Hog'en breman na elleur fisiout
Netra en den anez coll tout;
Anes caout act dirac noter
James an dle ne deu d'ar gær,
Ha c'hoas emeus da lavaret,
Laqat éves oc'h noteret;
Cals anezo evit arc'hant
A drompl an dud hac'int presant.
Bremā e scrivont var ar paper
Control d'ar pez a brometer,
Ha te so-facil da drompla
Pa n'ouzour na len na scrifa;
Pa n'effe ma vanqont d'o g'er,
Cals anezo ne ve affer
Nac a noter nac a serjant
Da ober dezo paea contant.

*An Den curius.*

Na gomzit qet a serjantet,
Rac ar re-ze so tyrantet.

*An Den expert.*

Ar serjantet a bep amzer
A so doug'et e pep carter;
Danjerus int, ha pa veler
O recordet en o c'hevet,
E lavarer e bet langach:
Ar re-mâ ya d'ober domach.
Mes petra dal lavaret g'er,
Ret eo o soufr p'e coustint qer.
O c'hanna rear, couls e paoues,
Rac d'o c'hroc ne vanqout james.
Nep a so toc oc'h serjantet
Sur ma na goll na c'hone qet
Mar carem oll paea hon dle
Biqen affer outo n'hor be;
Nep na ra gaou ous den ebet
N'en deus qet aoun rac serjantet.

*An Den curius.*

Evidon-me ne gredan qet
E ven dleour da zen ebet,
Na biscoas ne roïs diner
Na da serjant na da noter;
Moyen ameus honestamant,

M'am be yec'het e ven contant;
Mæs clanvus oun, ha ne oun qet
Pe ous piou goulen remet.

## *An Den expert.*

Mar e c'heus c'hoant da veva pell
Ha caout yec'het bete mervel,
Cbede amā petra'reuqes
Da observi het da vues:
Eus da vele qent ma sivi,
Passa, crancha ha c'hues da fri,
Qemer da sae ha qê buan
En eur lam creu a dost d'an tan.
Evit commanç en em g'empen,
Gouale'h da visach ha crib da ben.
Ha na les e fri netra lous,
Nac e taoulagat tam picous;
Rinç net da visach ha da zent,
Ha netta tout eus a beb hent.
Abars e corf ma zaï netra,
Gra da zour ha qea da blega;
Goude purji da vouzellou,
Guelc'h da zaouarn ha da c'henou;
Qemer, goude sevel mintin,
Un tam bara hac ul loum guin:
Sorti abret, mar be caer,
Glao pe avel, chom er g'ær.

Pa zistroï goude pourmen,
Laqa evez oc'h yenien;
Mar d'eo yeh ha cris ar gonan,
Da gof oc'h taol, da g'ein d'au tan.
E peb amzer bes sourcius.
Da bourvei bouet yac'hedus,
Bevin, houad, lue, var ha maout,
A so mat, mar g'elles o c'haout:
Ar c'hiq moc'h sall assesonet,
A lezi gant an aillonet;
Rac ar guella tam, pa goust qer,
A ro degoust gant an amzer.
Pa ve da gerf boetêet mat,
Gra exercis ha lêz a- plat;
Ha ne ra qet, laqa eves,
Daou repas bras en un deves.
Na zebi jamès sqebel tousseg,
Pesqet griguin nac ar melvet,
Na morilles na mousseron,
An traou-se tout so ampoeson;
Viltançou int eus an douar,
A so noasus da neb o c'har.
Ef da vin pur da souben tom,
Ha pep hini dious da ezom.
Ar es caout gout na zebi netra,
Dalc'h apetit bepret un dra:
Exces debri, exces efa,

Neus qet a gas pe meus a dra,
A ra da vui a dud mervel
Evit ne lazer er bresel.
Na zebr nemeur a voadeg'en,
Nebeutoc'h c'hoas a silzig'en;
Mes n'eus qet a gas pe da beur,
Eus a fourmach na zebr nemeur.
Pebr gant guinêq n'en deo qet mat
Da gonservi an estomac,
Hac ar butun a ra dies
Da g'emeret re alies.
Ar pesqet mat, da zeis vijel,
Ne ranqer qet o dilesel;
Mes a nep seurt eus a besqet
James en deiz na ra daou bret.
Ar viou fresq diouc'h an nos
Zo yac'hedus abars repos,
Gant e neuyo ar veleyen
Ebars er vi var al lezen,
Pa o c'hivi poaset tano,
Ef oc'h da ben hep e vano.
Na zebr netra, na ve poaset,
Rac an traou cris zo re galet
D'hon estomac da zijeri,
Ha ne ranqer qet o debri,
Rac-se ta, laqa eves pis
Na zebri re eus a froues cris,

Na saladen nemeur a dra,
Rac debri cals ne d'al netra.
Pa zebri boued qemer amzer,
Na zebr tam nemet dre voder,
Ma alto qent arte debri
Da estomac peur dijeri.
Ha mar fel dit caout plijadur
O debri boued hervez natur,
Ro spaç d'an dent etre pep tam,
Abars cregi a nevez flam
Ar sucr so mat var al leas guen,
Gant an aval, gant ar bergn,
Gant ar peches, gant ar sivi,
Gant ar framboes pa o c'hivi.
Eus a rêsin na qerezen
Na lonq ar men nac ar c'hroc'hen.
Nemet sec'het pe naon a pe,
Na zebr tam na ne ef banne.
N'en em garg re eus a netra,
Ispicial eus a vara.
Qercouls en ân hac er gouân,
Na zebr nemeur a dra da coan.
Eus a zouben hac a ragout,
Debr un nebeut, pe lessi tout.
Goude da lein chom, e repos,
Goude da goan qerz bete nos.
War mintin qea d'ar meneziou,

D'an abardae d'an discoliou.
Na g'erz re vuan na re c'houree,
Qe d'ar pas ha[illegible] ies ar redec
Bete c'huez ech elies bale,
Nemet da rochet a drenpse,
Ha na souf qet vor da groc'hen
Re a domder na yenien,
Ha seuch linjeri al ee.
Pe otramant e verq dies.
Goude mes ebrel [illegible] tin eost,
Da dan ebet ne di qet tost:
Croc er vnutan hac er veten,
Essoc'h viz an crederen.
Goude mis eost bete mis mæ,
Ef ar guin gant nep er pae.
Goude crez-deiz les ar c'housqet
Deut amer-nos ne veilli qet.
Rac ne qet yac'hus beilla pell,
Sevel mintin a so cals guell.
James voar da g'eïn na gousqi
Ha nebeutoc'h c'hoas voar da fri:
Var da gostez choaz ert guele
Var an eil ru pe eg'ile
Mar e pez c'hoant d'en em voalc'hi
Ebars en dour en em liqi.
Gant an dour yen gualc'h da zaouarn,
Non pas da ben, da ziscouarn.

Mar des er heign, sorti abret,
Chom pell en dour ne renqer qet;
Quendale'h da dreid ha da ben tom;
Ha netra qen nec'heus ezom.
Ma ro da gof dit nep eneres,
Na zale qet na di voar ves.
En em iinç tout eus a peb heat
Hep miret dour avel na guentl.
Pa vez brumen a het an nos;
Dalc'h da dy varnout serret clos,
Ha laqa evez voar an uil
Oc'h an erc'h, eol meurs, avel foll;
Var an deiz les ar c'housqet,
Chom e cador, na c'hourves qet.
Pa vez tomder e creiz an an,
Chom en discol da heana,
Nac effort er bet mui na ri,
Nac o redec nac o c'hoari.
Les a gostez ar procesou,
Pep seurt disput ha qerelou;
Beo disourci hac hep chagrin,
Tristidig'ez a so malin,
Hac a so caos, hervez ar brud,
Da abreji buez an dud.
Ha mar fell dit beva cüruş,
Deus da henti an dud joaüs,
na implich, mar credes din,

Apotiqer ha medecin;
Rac mar qeres en em regli
Qen en e'a, qen en debri,
Qen en repos, qen en ober,
A vedecin ne c'heus affer;
Rac peurvia an excessiou
A so caos d'hon oll c'hlevejou;
Pe te so yac'h, pe te so clân,
Laqa evez da-vianân
Penaos an oll vedecinet,
Ar re vella tout a gaffet,
Ne reint qet d'an nep o c'halvo
Remet ebet oc'h ar maro;
Rac qement in guitibunan,
E renqont mervel o-unan.
N'eus medecin ebars er vro
Peb qeleu mat d'an oll na ro,
Ha na bromet ober pare
Eus o clenvet pa vez dare;
Purji, goada, rei lavamant
A raint d'an oll dioc'h o arc'hant;
Mæs gout penaos na pe da heur
Rei remejou, n'ouzont nemeur;
Tud habil int voar o meno,
Mæs basard eo fiziout enno.
Pe te vevo, pe te varvo,
O faeamant o devezo:

Par conseqant, mar credes din,
Na fis biqen e medecin.

*An Den curius.*

Va bennos deoc'h. den ancien,
C'hui oc'h eus roet din ar voyen
Da gaout yec'het a la parfin,
Hep caout affer a vedecin:
Lizirit din an abusou
A gommetter en traficou.

*An Den expert.*

Dibaot eo ar varc'hadourez
Na reat ganti affronterez,
Pouesiou scan ha goalen ber,
Musur bian ha guerza qer;
Voar digarez rei marc'hat mat,
Guerza traou fall eleac'h re vat,
Chede eno pe sourt trafic
A rent marc'hadour pinvidic;
Credit a reont, bac ar bed-oll
A ya d'o stal evel tud foll.
Allas! an termen a zeu prest
Ma renqer paea an interest.
Deut an termen da gaout ar'hant,
Ret eo paea pe gaout serjant,
Ha sot oc'h o prena netra
n'oc'h eus arc'hant da baea;

Pe mar

Pe mar ec'heus, qê d'ur stal vat,
Ha digor franc da zaoulagat;
Pe e vi tromplet gant da zen,
En eil fæçon pe en e ben.

*An Den curius.*

Peini ar guella a zaou unan,
Pe'r marc'hadour, pe'n artisan?

*An Den expert.*

Arabet ê lavaret-gaou,
Rac d'en em heul e zeont o daou.
Mar implijes artisanet,
Laqa evez, p'e vi goanet:
Ardou o deus en o micher
Da drompla mæstr ha servicher.
Maxim commun da artisan
Eo prometi da peb-unan
E rei oll qement a c'houlen,
Endra vezo croc er vœren;
Efet ar guin hâc êt er mês,
E vi tromplet na mui na mes.
Cals anezo so ignorant
En o micher pe feneant,
Evit toucha gant an esqen,
Planta'n ados gant ar vesqen,
Sqei ha darc'ho á dol da dol
Pe gant buohal, pe gant morzol.

Bresi, lemma an hostillou,
A oar pep Yan ha peb Guillou;
Hog'eu tailla dioc'h ar musur,
Ober labour fin bac assur,
Dibaot hini er goar ober,
Pe e laëro cals a amzer.
Artisanet mar greont marc'hat
A so nos ha deiz o labourat;
Mæs pa labouront dioc'h an deis,
Eus a bevar e reont eis,
Hâ mar labouront dioc'h marc'hat,
Dibaot e reont labour vat;
Labourat fall ba coll amzer
A gustumont tout da ober.

*An Den curius.*

Un habit ameus da ober,
Hac e ranqan caout qemener;
Var a livirit ase din,
Sur avoale'h tromplet e vezin.

*An Den expert.*

Qemener ba qemeneres
A zrouc-prezeg'er alies;
An dorn a groe o deus ate,
Ha danjer ê fiziout enno.
Griat gorrec, laëres amzer,
Cas brudou fal a gær da gær,

Prena traou brao da dud yaouanq,
Hep gout d'o zat gant e arc'hant;
Dispen dillat a vez laëret,
Gant aon na vent anavezet;
Truffla digant servicherien
Qig pe aman, bleut pe vrignen;
Tamou etof, cudennou neud
Da sevel stal hep un nebeut,
A ra da gals, gant an amzer,
Eus a dailler dont da vercer.

*An Den curius.*

Pe e'hriat eta pe vea
A g'ivit-hu an direbecha ?

*An Den expert.*

Me gonto deoc'h evit respont
Pe senrt bues a gunduont:
Guiaderes so un etat
A so qempen ha delicat;
Bemde c'houlou e vezont brao,
Ne renqont soufr nac eol na glao;
O blam a ret o deus an teck
Da g'emeret lies a vech
Eus an aneven cudennie,
Hac eus ar fleven ur branqie,
Evit sevel ul logoden
Da ober d'e c'hreg saë pe losten.

Hi a ene erfat e goas,
A lavar detâ digaç c'hoas;
Evit ar pris ne d'ê qet qer,
Accord a reont e daou g'er,
Marc'hat mat en deus bac a ro,
Qement all ar re en devezo,
Pa stevo un anter guiat,
E vezo touchet un tam mat
Da ober couef pe mouchouer,
Pe otramant colier da gouer;
C'hoas e reont meur a veniat
D'ar g'emeneres da vriat.
Goude e zaint da c'houlen cudem
Da achui ar viaden;
Ar marc'hadour en deus caër clem;
M'emeus aon enont n'am flem;
Mar lavar eo e viat stris,
E responto : al laon so pis;
Mar za da glem an aneveu,
E lavar e tor an neuden;
Pa e musur gant e goalen,
E c'hef re ver dioc'h an daou ben,
Ha mar car sellet outi pis,
E velo enni neudennou bris,
Souillet, goal great ar bevennou,
Perzier gollo diffiennou,
Neudec ha flasq al lian,

Gant an ascorn frotet bian:
Mæs petra a dal e damal,
Cduls e gaout eg'is-un all:
Comzou en deus d'en em excus
Oc'h qement a deui d'e acus:
Arabet eo rédec ar brud,
Ret ê dezan fiziout en dud.

*An Den curius.*

Livirit din, den ancien,
A c'houi voar doare an hostisien?

*An Den expert.*

Ya, rae aries, siouas din,
Emeus efet demeus o guin.
Mar em gredes, na fis james
Nac en hostis nac en hostises;
Mont d'an davarn a so ebat
D'an nep a gar ober cher vad.
Mes dont er mæs a so dies,
Nemet contant ve an hostises.
Pa autrei en un davarn,
Laqa evez d'en em c'houarn;
Rac mar e tremenes ar rouden,
E pai diou vech da souben;
An hostises evit commanç,
A rai dit cant reverang.
Mar deus guin mat, lot a peze
Qen a vezi sanjet mezo;

Goude guin bas ha dour enna
A vezo toet dit da efa;
Efet ar guin, dehret ar c'hiq,
E vezo contet rie a ric.
Te a gont tri ha hi pêvar,
Pea a ranqi en e lavar,
Ha grêt e c'hont oll gant Catel,
Ret eo caout arc'hant pe vantel.
Un hostis hac un hostises
Mar efont guin re alies,
A veler tout ahars ar fin
Oc'h efa dour varlerc'h ar guin.
Cals anezo evit ar guir
A ra cher vat hac ebat bir,
Ma na reont gâou oc'h nep er pae.
Mæs dibaot eo an nep er_grae.
Och Per, och Pol e vescontont,
Hac evelse en em disont;
Ar gabaret a zoug malheur
Ha d'an hostis ha d'an efer;
En em zaoni a ra an hostis,
Hac an efer a hac ar mis.

*An Den curius.*

Livirit din, den venerabl,
Hac ur Breton a ve capabl
D'en em ganna en un arme
Evel er g'ear gant ur banne?

*An Den expert.*

Ar Vretonet a Vreis-isel
Ne g'eront qet mont d'ar bresel;
Tud vaillant int voar-o meno,
Courach o deus betec eno.
Ne deus netra o disconsort
Evel rancout tenna d'ar sort;
Pa na c'houlenner nemet unan,
E eren an oll g'itibunan:
Guel ê g'enén, eme'r Breton,
Beva pel ha beza poetuon,
Evit na dê mont en danjer
Hac hazardi da goll va fer.
Mæs tud sot int hac aburet;
Ha caer o deus en um guzet.
Dont a raï sort qent pe goude
Ma ranqint mervel gouscoude,
Ha darn vuya a zesertont,
Er galeou en em g'event.

*An Den curius.*

Pe seurt abec a g'et et-hu
E'nep a g'emer habit du,
Hac a bretant mont en Ilis
Da zoug'en chap ha supilis?

*An Den expert.*

Aon bras ameus cals aneze
Nemet goall fin n'o deveso.
Cas tud d'ar scol a so facil,

Mes e gouarn so dificil;
Evit beza êt d'ar scolach,
Ne maint qet e pen o beach.
Tud mezus i;t. dispign a reont,
Ha netra tout ne c'honezont.
Goude rulna mam ha tad.
Un hazard eo m'ar gr'ont fin vat;
Ar yaouanqis a ra dezo
En em deboch cals anezo.
Arc'hant ne vanq qet da gloarec,
O sonjal e vezo bêleg;
Guisqet brao. cher vad a ra,
N'en deveús def t a netra.
Henti a ra tud Libertin
Hac e gustumo dioc'h ar guin;
Mont da efa' ha chom oc'h tol
Epad ema'r re al er scol.
Goude repas mont da c'hoari,
Pe da hestal gant merc'h Mari.
Chede eno custum clouer
Pa zeu arc'hant digant couer;
Latin a oar, bêleg vezo,
Paes netra tout ne dalvezo.
Ne deus cloarec na scolaer,
Ma carent tout studia caer,
Pidi Doue voar o daoulin,
A tec'hel dioc'h tud libertin,

Ne rænt fin vat hep dale pell,
Hac y hac o zud a ve vell;
Mar be deboch en e studi,
Emeus a gent ne déu hini
Ne rai disenór d'an Ilis,
O toug'eu camps ha supilis.

*An Den curius.*

Livirit din a ne gafet
Er c'houenchou abec ebet.

*An Den expert.*

Bues ar menec'h zo ur stat
Admirabl dreist peb etat.
Ar menec'h gant Doue galvet;
Zo tud santel ha tud parfet;
O buez vat o santelez
O rent henvel ouc'h an ælez,
Qeit ha ma heuliont o reglen
Eus a vir galon pen-da-ben;
Mæs ar reglen en o zouez
Ne d'è qet ato ar pouez;
Elec'h chom chast en o tiez,
O guelet o redee alies
Da visita demezelet,
Tud jentil hac ionezet.
Pa zint rentet er c'houanchou;
Ne glêvet oemet discoursou,

Etre menac'h ha merc'hejou,
Hed ao deiz er parlouerou,
Ha ne ell den cridi e Doue,
Sujet an oll discoursou-se.
Tremen a rao cals a draou all
A reont sioas en ur g'estal;
Pedomp Doue ma teuint bremân
D'en em regli voar ar pez-mân.

*An Den curius.*

Livirit dio ha oep disurs
A gometer en drede-urs?
Me gare gout ha den ebet
A gaf abec er seurezet?

*An Den expert.*

An drede urs a so ur stad
Gant ao Ilis approuvet mat;
Mæs cals a dud a so enni
Hac a abus eus anezi.
Seurezet so ma zaeot e pris,
Ne dalfeot qet o habit gris;
Hac ma telont netra oc'hpen,
Ne dalont qet o habit guen
O daoulagat a sell isel,
Hac o c'halon a zoug huel;
In dra a dleont en henor
met o zêoe hac o humor.

Gant habit guen an humilite
E cuzont o superbite;
D'an oll int servichereset,
Pa n'ellont beza mæstreset;
Pasiant int voar o meno,
Mæs souff. netra ne fell dezo;
Diou: coinz a reont a bep-unan,
Nemet aezo - o, unan.
P'en em g'evont en ur bagat,
E, eont oll d'en em scandalat,
Hac avisiou d'en em gribat,
A dolou ivin bete'r goat.
Ne gomzan qet presantamant
Eu, a nep so lur ha prudant;
Pailant a ran e jeneral:
En em grafet nep en deus gal.

*An Den curius.*

Pe mont en urs, pe dimisi,
Eo ar guella da bep-hini?

*An Den expert.*

Ar c'hustum eo dre interest
D'an dud yaouanq dimisi prest
Mæs dimisi prest so tromplur,
Mont re vuan so danjerus,
Ha dreist pep tra amouroustet
A ra d'an dud beza tromplet,

Arc'hant, g'enet ha lignez vras
En deveus tromplet meur a voas;
Promessou great gant goaset
En deus tromplet cals a blac'het.
Tud re yaouanq, mar demesont,
Goas pe vaoues mat ne reont
Yaouanq gant coz a ve cals goas,
Laouen hirio ha trist varc'hoas
Caret g'enet ne bad qet pell,
Caret honestis a so guell.
Plac'h difêçon, mar be parfet,
A verit mui beza caret
Evit ar c'hoanta so er vro,
Mar car tout nep e c'haro.
Te cousgoude so touellet
Gant nep en deus mui a c'henet;
Da ylam a rear, couls e lesel,
Ha cousgoude ne di qet pell.
N'en em g'ef qet re divezat.
En ty forn da c'houlen poasat,
Cafet out ha caret a res,
Promessa so, a leveres,
Sotoc'h a se out prometi,
Ha sotoc'h c'hoas vez dimizi,
Ma na c'heus clasqet peadra
Plac hi ha te evit heva;
...c caramtez ne bade qet,

Mar deu ezom goude euret:
Amourousiet d'an dud yaouanq
A sô caos da vil nec'hamant.

*An Den curius.*

Na mar dint deza deñezet,
Netra oc'h eus-hu da lavaret?

*An Den expert.*

Goas ebet ne dleffe james
Caout nep disput oc'h e vaoues
Na fiziout re ne dle enni,
Pe e vezo tromplet ganti;
Rac an ozac'h pa vez sachet,
Mar lavar g'er oc'h e bret,
A rei dezi mont e coler;
Hac e respont gant an eil g'er.
Osac'h ebet ne dle james
Mont d'ar banqet hep è vaoues,
Pe otramant, hep e voueso,
Guell cher evinta en devo.
Eur vreg honest, fur ha parfet,
Na gar den nemet e friet.
Pa za ermeas e deus anqen,
Pa zeu d'ar gær e vez lâouen;
Mæs er c'hontrol eur c'hreg gadal
A zoug friantis voar e zal;
Ha zeu dirazi e friet,

So gue' ganti n'er guelfe qet.
Ozac'h fechet pa zeu d'ar g'er,
Ar vre, ne ille lavaret g'er,
Mar be modest, ha tevel tout,
E zai pres coler en e rout.
Tôt greg so caos, pa e c'hanner,
Peur liessa da vil miser.
Dibaot a zeu so demezet,
Na enou prest gant e briet:
Daou zeis hepqen en deus pep goas
Ha pep maoues plijadur vras,
Ar c'henta eo deiz an euret,
Hac an eil eo deiz an decet.
C'hoant dimisi, c'hoant beva pell
En deus pep Yan ha pep Catel;
Demeset int, pell e vevont,
Tout var o c'his e carent dont.

*An Den curius.*

Caret a raent goas ha maoues
Beza intaon pe intanves?

*An Den expert.*

Beza intaon hac intanves
A g'efoht tout a so dies;
Par vez maro pennadurez,
Ozac'h pe greg en tieg'ez,
Keuse intaon pe intanves,

Qen na vez eat ar c'horf ermes,
A lavaro da bep-unan :
Biqen james ne demezan ;
Mæs enteret ar c'horf maro,
Goude prest e dislavaro.
Pa vezo achu an eizvet,
E carrent beza demezet ;
Martese e zint o-unan
Da barlant oc'h ar vasvalan,
Mar bez diseves priedou.
Nep a chom' heo gant ar madou,
A guso lod eus ar moyen
Da frustra an heritourien,
Hac er memes tra a raï
D'e bugale, mar deus hini,
O custum cuzet madou,
Neud ha lien a sac'hadou,
Evit herrat an invantor,
Hac oher gaou oc'h ar minor;
Dimisi a raïnt hep dale,
Ha dont a raï c'hoas bugale,
Ha divar goust ar map qenta,
E fell mesur an diveza.

*An Den curius.*

Livirit din, ur servicher
Penaos e vanq en e zever?

*An D n expert.*

Dirac ar mæstr mevel a ya,
Pa ne gue! e chom en e za;
Mates so fer dirac mæstres,
Adien e chein e diodes;
Ar boueta, ar mad, gajou bras
A gerert oll maoues ha goas,
Labourat tenn a mont buan,
Ne g'elo ia qet mug'et an tan.
Dibaot na mates na mevel
En un ty mat e chomo pell,
Na roint oll sujet da zoueti
Ez cus eno guen dimizi.
Cher vad a reont, ne goust netra,
Nac an dibri nac an efa:
Eas ê condui amouroustet
Divar goust mestr ha mestreset;
Mevel, mates a gar an danç
D'an tiez mât a zoug goal chanç
Mevel yaouanc a gar ar guin,
Nep a fis ennâ ne qet fin;
Mates friant ha dibaifet,
Hac a sell te oc'h ar gozset,
A ruino, bep dale pell,
Oetcouls ar mestr hac ar mevel;
ouserc, cher vat atan.
preua bep tdoaz dillat brao;

Bibri mintin, cousqet abret
Car ber amzer etre'bep pret,
So maxim mevel ha mates,
O teport mezûr paourentez.

*An Den curius.*

Ar mæstr eta hac ar væstres
Ha ne lachont- hi james?

*An Den expert.*

Dibaot hini a ell tevel
Nac oc'h mates nac oc'h mevel,
Ha cousgoude ne vezont qet
O re goudrous guell servichet.
Natûr an oll, bihan ha bras
E cassât an oll dud egas:
Mar bez egasset ur mevel,
Gant ber labour e veo pel;
Mar be egasset ar vates,
Eus un heur e rai dever,
Pe ordamant a raint labour fal,
Evit mont da ur servich all.
En daou gostes e varnuont.
Ha netra erfat ne reont
Ha beza gourdrouset oc'hpen
A ra da veur a serv. ..atien
Laêres ô mestr. pe coll amser:
Nep a ra comanandiou caer

A gustum ato mervel laër:
Arc'hant, peoc'h ha boeta mat
A ra d'an oll dud labourat;
Ma na reont qet oc'h ar pris-se
E caout re o libette,
O c'hass ermeas hac o fêa,
Hep o gourdrous eo ar guella.

*An Den curius.*

Estonet bras eo em gafan
Gant ur c'hustum so er vro-man
Ne deus itron na bourc'hises
Na g'omeront oll mag'eres
Evit mesur o bugale,
Qen na vezont deut da vale;
Ha consgoude n'en deus hini
N'en deus Doue roet dezi
Diou vron ha leas evit mezur
Ha sustenti e c'hrouadur.

*An Den expert.*

Un abus bras eo qemense;
Anez ma ve necessite;
Ar c'hustum cris ha dinatur
E da vam g'enel crouadur,
Hac e briva neuse souden
Eus ar pez e deus d'e souten;
e vagadurez naturel

Eo læz e vam da ur bug'el.
Hac injustiç a rêr oun'â,
Oc'h e briva eus aneza.
Mervel a ra cals a vug'el
E defot e læz naturel;
Ha rac-se e vanq alies
An itron hac ar vag'eres:
Ar c'hênta vanq d'e c'hrouadur,
O caret re e flija'lur:
Ar vag'eres evit arc'hant
A abandon un innoçant,
Hac en les da veza debil
Evit mezur mip dijentil.
Meur a itron ameus guelet
O mezur chaç, anevalet,
Hac o laqê var o barlen
Da zibri lod eus o souben;
A boc dezo, o briata.
Hac a ro dezo an tam qenta
O c'hy ganto en o guele,
En disheoor d'o c'hali e,
Ha gouscoude ne vaglent qet
Ur bug'el qês o dęus ganet.
Ha ne dint-hy qet dinatur,
Mezur qy eleac'h crouadur?
Cals a grimou-a lear oac'hpea
Abalamour d'ar vagadêa,

Eus a bere ne gomzan qet
Gant zon ha mez o lavaret:
Ne deus mag'er na mag'eres
Na fasiont re alies.

*An Den curius.*

Livirit din, ur paysant
Hac èn a hel beva contant?

*An Den expert.*

Ur paysant a hel beva,
Caout da zibri ha da efa.
Hep caout ezom eus a varqis,
A zijentil nac a vourc'his.
N'en deffe ezom eus a netra,
Ma talc'he oll qement a ra;
Mæs destumet e oll bedou,
Hadet e ſiors, hac e barcou,
Qen alies e gaul ounta,
Ne' cl om casi netra ganta.
Ar rouanes ga t o ranlou,
An dud-jentil g nt o feamou,
Ar personet gant o deogou,
Bêleg. menec h gant o c'hestou,
Servicheren gant o gajou,
Medeoinet gant iemejou,
d a jus ç gant procesou,
c ar beorien gant ezomou,

Mibien caër gant o argoulou,
Milinerien gant o gobrou,
Ar serjantet gant o misou:
Hac al laëron ga t o ardou,
Oll e pilloût ar paysant!
Ha d'an o l e lournis arc'hant;
Ha consgoude en disprisont,
Hac hep rêson er goaldrêtont;
Rac n'en deus tud voar an douar,
Ar bed oll er c'hred hac er goar,
En em vir couls oc'h ar pec'het,
Evel ma ra paysantet.

*An Den cutius.*

Darbet eo deomp, den ancien,
Ancouat ar vilinerien,
Hac ar bed oll g'itibunan
A renq o c'haoui bras ha bian:
Hac en a so deu eo c'hanton
O drouc-prese g'e gant rêson?

*An Den expert.*

Milinerien, dieist an oll dud,
A bep amzer o deus goal-vrut,
Ha sujet int d'an teodadou
Abalamour d'ar lac'hadou.
O blam a rear n ëllont ger
En em souten hep laeres ud;

Ferm vras e deus, cher vad a reent
Gant o madou. n'ouzont ma zeont,
Re e qemer, eme couer,
Eleac'h scudel gant ar c'hrouer;
Ar groug'es qes ne g'evont son
Nac er pot ar jognac nac er forn,
Hac evelse e criont caër:
Et eo va sac'hat gant al laër.
Ar miliner a sell a dreus,
Hac a lavar: va guir a meus;
Oblijet oc'h, va Jaqeta,
Da zont d'am milin da vala,
Ha c'houi oc'heus un arses fall
Da gaç an anter da lec'h all,
Hac evelse ec'h allan reis
Elec'h c'hoec'h qemeret eis.
Ne ra qet erfat ar merer
Miret e guir oc'h miliner?
Hac ur miliner a ra gaou
Eleac'h unan qemeret daou?
Hac evelse par conseqant,
Ez int daou laër ha drouc contant.
Ma livirin gouscoude franc
D'am avis pehini so vanc,
D'ar meiller ur pen e ruin
beza sujet d'ar vilin,
naes benac e labouro,

e vanqo biqen n'ho tremplo:
a renq fournissa dioc'h ar pouez,
laqat dour en e zouez.
Goude e stlapo het a-het
Ar bleut voar an douar so gleb:
ez' ezeus milinerien all
A vir ed mat ha rai ed fall,
Goude e zaint gant o ed mat
P'er guerza deoc'h er marc'hat.
a g'emeront diou scudellat
lec'h unan a ur sac'hat
custumont qemesq usien
Santo evit talvout brignen.
eurvuia o deus ar g'is
lec'h ar bleut da g'ener gris,
Evit contanti ar grag'es
Qen ha vezo eat en tamoes:
Petra servich dezo facha,
Cas a raint dezo pe paea,
An nep a renq paea arval,
A ra daou gobr pe areval,
Fiziout ennan ar guella dit,
Hac e ri guell cals da brofit.

FIN.



# AVIS D'AL LENNER.

CAOUT a rêr e ti LÉDAN, Imprimer ha Librer, e ru ar Vur e Montroulez, a bep seurt Rimou, Chansoniou, Cantiqou, Guerzou ha leoriou brezoneg.

Guerza a ra ive leoriou offiç ha re all, plun, liou, paper, etc.



